# TAOLENN

# AR C'HLOC'H O C'HERVEL

*« Emañ ar c'hloc'h o c'hervel*
*A-dreuz d'ar morc'hlao 'vel eur beurbadelez ».*

*Va digarezit da zibab diou linenn diouz unan eus va barzonegou (1) ha da zibab ar varzoneg-se end-eeun da zegas da goun d'eoc'h eur wirionez ha na voe biskoaz ken gwir ha hizio.*

*Al Lestr a zo aze. Ne chomo ket. Mont a ra kuit.*

*E-keit ha ma c'halv ar c'hloc'h e c'hellit c'hoaz termal. Gervel a ra. Gervel a ra. Moarvat e c'halvo betek diwez ar Bed. Nann avat. Paouez a ra trumm. Ha d'ar re a zo aet war vourz, ha d'ar re a van war an aod, ez eo re ziwezat. Rannet int. Hiviziken, da bep rumm e donkadur.*

*Er sizuniou-mañ a dremen ken buan, emañ kloc'h Breiz o c'hervel. Gwechall, kent ar brezel, e oa amzer da c'hedal, da arvesti, hag evel Kormak mab Koulennan en eur varzoneg all (2), — unan eus ar c'haera pedennou savet gant mab-den, — e-kreiz « sonerez flour ha goubenner blot », da c'houlenn : « Ha mont a rin ? »*

*Bremañ, avat, neb na venn ket beza brevet a rank sevel ha mont en hent. Gwaz a se d'al lezireien. Gwaz*

(1) *Gwalarn*, niverenn 66, p. 24.
(2) *Gwalarn*, niverenn 130, p. 32.

*a se d'ar Vreiziz puchet e korn an oaled. Lestr Breiz ne c'hortozo ket. Emañ ar « Mor taerus » ahont o krozal. Ha ne zeuy gour en-dro marteze.*

*Hogen, suroc'h c'hoaz, neb a vano war an traez da sellout ouz al Lestr o pellaat ne vo ket hepken :*

*« emzivadet*
*Diouz alberz trumm eur gened kar diziraez » ;*

*Emzivadet e vo diouz pep tra.*

ROPARZ HEMON
9-11-40



# Ar grilheta e Breiz

## gant Farnachanavan

(Kendalc'h)

## II

## Intrudu ha striv an den e unan.

Ar grilheta hag al legestreta, evel m'o anavezomp bremañ, n'int ket bet anezo a-viskoaz. Frouez labour ha strivou Brezoned hon amzer-ni ez int.

# Ar Vrezoned o kroui
## eun ijinerez nevez

Ar Vrezoned a vez sellet outo alies evel ouz paour kaez tud stag ouz an hevelep traou, dic'hallus, a-hend all, da stourm ha da embreger. Gant grilhetaerien Kameled ha Douarnenez hon eus, a-drugarez Doue, eur skouer eus ar c'hontrol.

E 1900 Kamelediz a oa anezo sardinetaerien dreist-holl. Bez' e oa neuze 94 bag sardineta e-barz o forz. E-pad ar bloaveziou 1900-1910, ma tiskouezas ar sardin dilezel aod Breiz, e tilezas Kamelediz muioc'h-mui ar sardineta evit en em drei war al legestreta ha dreist-holl war ar grilheta, kement ha ken bihan ma n'eus mui hizio nemet eun hanter-dousennad bag sardineta en o forz.

Ouspenn-se, a-feur ma 'z ae niver ar bagou-grilheta war greski hag ar grilhed war rouesaat e tileze darn eus Kamelediz ar pesketa tost d'an aod evit ar pesketa pell.

A-drugarez-Doue e kavas Kamelediz ha Douarneneziz tud en o zouez da rei d'ezo ar bagou o doa ezomm anezo evit o merdeadennou pell. Sed ar pez a skriv an Ao. M. Lami diwar-benn eur saver-bagou brudet eus Kameled. « F. Keraodren a zo, a-dra sur, unan eus ar re o deus labouret ar muia da lakaat Kameled da vont war greski. Labouret en deus e daou zoare : da genta, dre ma ouezas stumma eur vag diouz al labour a oa goulennet outi, d'an eil, dre ma voe unan eus ar re genta da gaout yalc'hadou arc'hant bras a-walc'h a brestas hag a dalvezas d'ezañ da baramanti bagou e-unan... Diskibl e voe d'an Hir a savas ar



c'henta bagou-magerez e Kameled... Ijinet en deus eur seurt vag berr a-walc'h, kentoc'h ledan, dounik he c'hein, a glot mat ouz ezommou ar grilhetaerez. Ijinet en deus ivez eun tach a-ratoz (tach Keraodren) hag eun doare kalafeti a vez implijet hogos e pep lec'h ». (12)

Bagou brasoc'h-brasa a voe savet evit ar grilheta war aodou pell ar Portugal, ar Marok ha dreist-holl Maouretania. Gorread ar goueliou a yeas ivez war gresk e-doare da lakaat ar bagou da vont-dont ar buana ar gwella. Kefluskerien a voe lakaet war vourz bagou ' zo ha dreist-holl war an diou vagig a gas pep bag vras ganti da c'hrilheta war aod kornog Afrika.

# Ar Vrezoned o kavout goueledou-pesketa nevez

Re hir e vefe dezrevell dre ar munud an holl arnodennou graet gant ar Vrezoned evit kavout goueledou-grilheta nevez a-feur ma 'z ae ar re goz war baouraat, pe war greski niver ha braster ar bagou. Merkomp amañ nemetken bloaz o c'havadennou talvoudusa. Daoust ma vefe an istor eus o embrēgereziou dellezek eus eul labour bras (13) e vo a-walc'h evit bremañ

(12) Lami, *Camaret sur mer*, p. 250.

(13) Kavet e vo elfennou eus an istor burzudus-mañ en diou studiadenn-mañ :

*Camaret sur mer* gant M. Lami ; ha *La pêche de la langouste aux Antilles par les pêcheurs bretons* gant Per Mantel, Merour penna an Enskriverez mor, *Bulletin de la Société d'Océanographie de France*, niv. 87, 88 ha 89, 1936.

Ret e vefe d'an istorour kregi an abreta ar gwella gant al labour-se, rak testennou a bouez a vo kollet da viken gant maro ar vistri pesketaerez. Per Pernez, lesanvet « Roue ar c'hrilh-vor », da skouer a zo maro e miz c'houevrer 1937.

an daolenn da heul evit rei eun alberz eus intrudu ha kendalc'husted ar c'hrilhetaerien — daou berz-mat ar re se a zo bet nac'het alies d'hor gouenn. En deiz a hizio e c'hell ar c'hrilhetaerien beza lakaet keñver-ha-keñver gant ar voruetaerien evit pellder o merdeadennou.

1899-1901. — Kamelediz o pesketa war uheloueledenn ar *Roc'hmat*.

1901-1902. — Kamelediz o pesketa tro-war-dro da *enez ar Gerveur* hag *enez Ieu*.

1900-1902. — Kenta arnodou-pesketa Kamelediz war aod Bro-Spagn ha Portugal.

1902 — Ar C'hameledad Per Douget o kavout goueledou-pesketa Kerne-Veur. Eur gavadenn hounnez a voe a bouez bras evit kresk Kameled (14).

1906 — Kamelediz war aodou Bro-Spagn hag ar Portugal adarre (mestr Lanveog).

1909 — Ar vag « *L'Aventurier* » eus Gwaien war aod Maouretania. (Houmañ a vefe ar veaj kenta graet gant eur vag vreizat evit grilheta eno).

1910 — Kamelediz war aod kreiz ar Marok.

1910 — Kamelediz (mestr Provost) ha Douarneneniz (mestr Pernez) (15) war aod Maouretania.

(14) Aogust Dupouy a lavar ez eo er bloavez 1900 e reas Per Douget e gavadenn dalvoudus (*Pêcheurs bretons* E. De Boccard, Paris 1920 ; p. 201) ha Yann ar Gall (*Manuel des Pêches Maritimes Françaises*, levrenn 3, genver 1936 ; p. 45) er bloavez 1901.

(15) Cf. *L'Ouest-Eclair*, 10 ebrel 1936, embannadur Penn-ar-Bed.



— 105 bag eus Kameled, 5 eus Konk-Leon hag 28 eus Pempoull o vont da c'hrilheta war aod Kerne-Veur (16).

1911 — Groeiz ha Douarneneziz war aod an Antilhez (Kreiz-Amerika) — Ar mestr Bobineg war vourz ar vag « *Sainte-Anne* » eus enez Groe.

1913 — 23 bag vreizat o vont da c'hrilheta war aod Maouretania.

1919 — Kamelediz war aodou Iwerzon.

1923-1924. — Ar vag « *Saint-Paul* » o vont da besketa da genta war aod Maouretania ha goude war aod an Antilhez.

1927 — Kamelediz war aod kreisteiz ar Marok, Penntir Jubi (17).

1931 — Kamelediz o vont da legestreta war aodou an inizi Gall (Bro Alba).

*(da veza moulet en e bez war « STERENN »)*

(16) A. Dupouy, op. cit., p. 201.

(17) *La pêche au homard sur la côte bretonne* gant C. Robert-Muller, *Revue des Deux Mondes*, 15 gwengolo 1938, p. 434.

# " ARVOR "

*ARVOR, kazetenn ar bobl, kazetenn holl vignoned ar yez, a zeu er-maez e miz Kerzu, pe d'an diwezata e miz Genver.*

*Eur pal he deus, unan hepken : stourm evit ar brezoneg.*

*Ne ra politikerez ebet.*

*Dudius eo da lenn, buhezek, pez na vir ket outi da veza atao a skouer vat.*

*Bez' ez eo ar gazetenn sizuniek marc'had-mat a dle mont e pep ti, er c'hêriou ha dreist-holl war ar maez. Ne goust nemet 10 gwenneg an niverenn ; priz ar c'houmanant eo 25 lur ar bloaz.*

*Ne c'hell ober berz nemet gant skoazell ar Vrezoned emskiantek : skoazell arc'hant ha skoazell abostolerez.*

*Mil bennoz Doue d'an dud niverus o deus kaset d'imp chomlec'hiou. Piou a gaso d'imp chomlec'hiou all ? Piou a lakay ARVOR e gwerz e stal-vutun e barrez ?*

*Bez' e c'heller skriva d'imp diwar-benn ARVOR, daoust m'he devo ar gazetenn nevez eur chomlec'h dishenvel diouz hini GWALARN hag eur gont-red dishenvel.*

*Eun niverenn-skouer a vo kaset da goumananterien WALARN.*



# EUN DOURNSKRID KOZ

gant L. Dujardin

Ano a zo bet alies eus an dournskrid-se (Ar Skourr, e *Telenn Wengamp ;* Milin, — a eilskrivas eun darn anezañ a zo hizio e Lenndi-ker Roazon ; A. ar Bras, *Théatre Celtique ; Feiz ha Breiz,* 1905, p. 383) nemet evit ober meneg anezañ hepken. Furchadennou am eus graet evit spisaat an istor anezañ, ha setu ar pez am eus kavet.

* * *

Eul levrig eo, 13 santimetrad dre 18, dournskrivet penn-da-benn, 511 pajenn d'ezañ. War ar bajenn genta e lenner : « *ce livre appartient a Mr H. Coquil ptre délyant. Traduction de prierres et Receuil de Cantiques fait par M. Du Botmeur a son Chateau Entre Braspars et Morlaix — don d'Ymbert, — Juin 1829 à P. Chauchard, qui en a fait présent à M. Laouénan, juge de Paix, le 1*er *Sbre 1842* ».

War an eil : « *ce livre appartient à M. de La Marche depuis 1732* ».

Klaskomp lakaat eur bloaziad d'an dournskrid dre ar skritur, ar reizskrivadur, an testennou hag an anoiou amañ-diaraok : tenna a ra an dournskrid-se da ziwez ar 17-vet pe da zerou an 18-vet kantved, kent 1732. D'ar mare-se, emañ Aotrou Botmeur o chom en e gastell Bonneur, parrez Verrien, eskopti Kerne,

rak ne oa d'an amzer-se na parrez na treo e Bonneur. Tud ar rann-se eus parrez Verrien, milbell diouz o iliz-parrez, a sevene o dleadou kristen e chapel ar c'hastell. Gouestlet e oa chapel-se da S. Eutrop ha da S. Izidor. Diwar deuliou ha dihellou eo e ouzomp kement-se.

Ha kadarnaet eo ar pez a ouzomp diwar danevellad an dournskrid e-unan : « *ho veza enem lequeet da cana ha da laqaat cana guersou spirituel d'ar suliou, ha d'ar gouelliou, d'abardaez, en eur chanton emeus a venez arre, he pehini ne ma quet an dut he commodite da cleuet ar gousperou, (pa pligeo gand Doue e vezzint) on bet en'em seruichet em'eus a eu-leor composet gant an tat Julian maunoir Jesuist`* ». Ha pelloc'h : « *neuse, eguis ma z'eo St Caourintin pattrom hon escopti, em'eus lequeet dioch tu ar pez am'eus cauet composet en he henor.* »... « *hac eguis ma z'eo Sant eutrop pattrom eus ar chapel ma z' on bet custum da cana enni, em'eus lequeet neuse eur chantiq am'eus cauet composet en he henor* ».

An Aotrou Botmeur a Verrien an hini eo eta a skrivas ar 511 pajenn-se. E verc'h, Mari-Anna, hêrez Botmeur, a euredas e 1715 gant Fransez-Loeiz de La Marche, aotrou Lezerge ha Kerforz eus parrez an Erge-Vras, mab hena Loeiz-Rene de La Marche, a oa bet priedet e 1686 gant Rozenn Treouret a Gerstrat. Eus an dimezi De La Marche-Du Botmeur e vo ganet en Erge, e 1729, Fransez, a vo diwezatoc'h eskob Bro-Leon.

Evel-se eo e tremenas an dournskrid eus a Votmeur etre daouarn eun ezel eus tiegez La Marche, an abad Loeiz-Jozeb de La Marche. Hemañ a vezo anvet da berson en Elliant e-tro 1738. Hag e varvas en Elliant



d'an 24 a viz gwengolo 1754, war-dro teir eur diouz an abardaez, war e 60 vloaz. « *Licencié en Sorbonne* » e oa. E-touez sinerien ar mortuaj anezañ e kaver « *Coquil, curé de St-Yvi* ». Coquil, anezañ, evel ma skrivas, eur beleg eus Elliant, a zastumas an dournskrid.

N'hon eus graet enklask ebet war *Ymbert* ha *Chauchard* na war an darvoudou a lakaas levrenn Aotrou Botmeur en o c'herz.

Eun dra vat e voe ma kouezas an dournskrid etre daouarn an aotrou Laouenan, ginidik a Lanuon, bet ofiser-a-vor, ha goude-se barner a beoc'h e Brest hag e Ploueskad. Kemer a reas perz en emzao an « Azginivelez Vreizek » da heul maro Ar Gonideg. Laouenan a vame rak hor geriadurour ha yezadurour brezonek. Testamanta a reas da Lenndi ar Verdeadurez e Brest 84 oberenn vrezonek ha kembraek, eun darn vras anezo o tont eus levraoueg Ar Gonideg. Divizout a reas e venne ma vefe renket an oberou-se en eul lodenn distag. Meneg a zo eus al lodenn-se dindan an niverenn 165, « Donezon Ar Gonideg, » e Lenndi ar Verdeadurez e Brest, — ha dournskrid Aotrou Botmeur enni.

* * *

Diskleria a ra an Aotrou Botmeur en deus skrivet al levrenn-se evit ma c'hallfe tud e garter heulia ar gousperou, ha n'int ket evit mont da selaou en o iliz-parrez. Bonneur a oa pell diouz an iliz-parrez ha fallkenañ e oa an hentou.

N'oa ket gwelloc'h o doare e 1779, peogwir, d'an ampoent-se, e skriv Fransez-Loeiz de La Marche, deut da veza, dre zimezi, aotrou Botmeur, da eskob Kem-

per, « *a-gevret gant tud an dalc'h Botmeur-se, o lavarout o deus, a-hed bloaveziou hir, ranket tremen hep sikour speredel,* » da c'houlenn groñs seurt sikouriou. Bonneur avat ne dlee mont da barrez nemet 50 vloaz da c'houde.

Bez' e c'hellfed kredi, en eur lenn an « *discours a ra an nép en déveus scrivet a-leor-man d'an nép a guémero ar boan d'é len,* » ez eo bet a-walc'h gant Aotrou Botmeur addisplega oberou an Tad Maner. Ouspenn en deus graet. Hen lavarout a ra e-unan, goude degemenn kement-mañ : « *hac eguis ma oua ganet ha maguet an tat maunoir he bro ar gallec, em'eus cauet en e leor, cals a comsou, hag a prepo-siou, pere ne ouant facil da compreni nemet d'ar ree a gouye ar gallec, ha memeus an imprimer a oua faziet he cals a plaçou em'eus anezan* ». « *Rac-se* », emezan, *em'eus songet e scriua a neuez, ha chench guell a ma z' eo bet possibl din ar pez ne gauen quet sclair da compreni, hep chench ar santimant-chou eus an nep en deueus en composet* ».

Ha spi a zo gantañ, daoust d'ar brezoneg beza disheñvel e pep kanton, e vo komprenet en darnvuia anezo. Kemma a reas eta stumm ar skridenn hag e reizskrivadur, ha trei e brezoneg al litaniou latin.

Lakaat a reas en e levr oberou estr eget re an Tad Maner, da skouer « *canticou spirituel a so deuet etre va daouarn ha traou all* ».

E-touez ar stagadennou-se e kaver eur c'hantig « *composet gant ar venerabl miq-oel noblezt* », hag eun all « *gand an tat maunoir en Henor d'ar memeus miq-oel noblezt* ».

Eun all war ar C'hredo a zo « *composet gant an tadou capucinet ouar ton an tat honnoré* », ha gant



an hevelep re, eur c'hantig war ar Pater Noster hag eun all war an Ave Maria. Bez' e kaver ivez eno eur c'hantig war « *miracl an tri banne goat :*

« *Celaouit hirio, Quemperis, eur miracl greet en och Ilis...* »

Pajenn 305, goude, a-us da gantig « *Ar Baradoz* » e skrivas eul lenner al linennou-mañ : « *Le fameux cantique du Paradis dont parle M. de La Villemarqué dans son Barzaz Breiz et dans sa Légende Bretonne est attribué avec raison à Michel Le Nobletz* ». Aet omp dioustu da welout e *Barzaz Breiz* ha studiet hon eus pep tra a denn d'ar c'hantig brudet-se : n'hon eus kavet tra a gement a lakfe ar meno-se da veza gwir.

Kenderc'hel a ra an dournskrid gant eun « *ogmantation, e pehini e queffot cantiqou, am'eus scriuet hep renq ebet, nemet dre ma z'int deut ettre va daouarn, goude achuy ar pez am boa proposet da scriua he-leor man* ».

E-touez ar c'hantigou-se e oa hini Sz Barba savet gant « *n.e.m.g. du boishardy, bœleg* ». Hini S. Gwilherm a hellfe beza diwar dourn an hevelep oberour. Bras eo niver ar Sent a zo eur c'hantig en o enor. Orin an holl gantigou-se a zellez beza klasket ha dellezek int ivez eus burutellerez eur yezoniour.

*Levrlennadurioù*

« Bulletin Diocésain » Kemper, Elliant, 1908, 1903, p. 304.

« Bull. Soc. Archéologie du Finistère », 1910, p. 177.

L. Kerbiriou, *Mgr de La Marche*, Le Goaziou, Kemper ; Kelaouenn *L'Océan*, 26 sept. 1866 ; *Feiz ha Breiz*, 190 , p. 183.

L. Le Guennec, *En Breiz-Izel autrefois*, (Messire Guillaume du Boishardy, apothicaire, prêtre et poète breton au XVII[e] siècle).

L. DUJARDIN
here 1940.

## KELEIER

Bep gwener, e Radio-Paris, etre 18 eur ha 18 eur 30 (eur Greizeuropa), e vez skingomzerez breizek. Plijetdreist e vezer gantañ, e Breiz-Izel koulz hag e Breiz-Uhel. Bennoz Doue d'hor c'heneil Abeozen hag a laka e boan da aoza an abadennou. N'eo ket eul labour aes, a c'hellit kredi.



Addigoret e vo Kelc'h Studiou Keltiek Brest e miz Kerzu, a drugarez d'an Ao. R. Tassel. Daou rummad kenteliou brezoneg a vo, ar rummad izel graet gant an Ao. Treguier, ar rummad uhel graet gant an Itron Andouard. Kenteliou war istor Breiz a vo graet gant an Dimezell d'Haucourt. Prezegennou a vo ivez, dreist-holl diwar-benn al lennegez keltiek. Kas an anoiou d'an Dimezell d'Haucourt, e Lenndi-kêr Brest. Priz-emezela : 50 lur (25 lur evit ar studierien).



Eur gelaouennig nevez, graet evit ar vugale, a zo bet embannet e Landerne gant an Aotrounez Kaouissin, dindan renerez an Itron de Bellaing, eus Gwengamp. « *Olole* » eo hec'h ano. N'eus enni nemet galleg betek-hen. Brezoneg avat a vo lakaet diwezatoc'h; ar c'henta a vo ar gwella.



Hol lennerien o deus dalc'het soñj eus « *Kelc'h Siellaoua Breiz* », bet savet a-raok ar brezel. Emañ atao o vont en-dro. Skriva evel gwechall d'an Ao. L. Béranger, 6, rue des Frères Prêcheurs, La Rochelle.



## EZVEZAÑS

gant Gawain

*An noz hepken d'hon eñvor.*

*An noz o trei en-dro d'in, hag aze er skeud, da zremm.*

*Da glasket em eus an holl zevez.*

*Abred diouz ar mintin oun savet, ha me er-maez dre ar straedou.*

*Diskennet oun betek al lec'h m'az kwelis evit an dro genta. Pell 'zo. Pell 'zo.*

*Gwezennou hir, oc'h astenn o brankou gleb, o brankou noaz etrezek an oabl. Hag ar mor du-hont, digenvez.*

*Ne zeui ken ?*

*Falvezet d'in tremen dre al liorz ma pokis d'az jod gwechall. Gwechall-goz.*

*Na fresk e oa da jod, na flour, bugelig. Emañ freskter da jod, flourder da jod-vugel atao war va diweuz.*

*Aze hizio oa leton ha deliou sec'h, tra ken. Aze ne oa nikun. Eo, eur vaouez lart, eur baner ouz pleg he c'hazel, o vale pounner, pounner.*

*Eus an uhel e sellis ouz da brenestr. Te 'oar, da brenestrig bepred digor war ar mor bras, hag an avel o c'hoari gant ar goueliou.*

*Serr oa hizio ar prenestr.*

*Aet oun goustad betek ar straed. Goustadik a-hed ar riblenn. Ne ouie ket an dud perak ez aen ken goustadik-se e-biou d'an nor.*

*Gouzout a rez ? Merennet em eus en hon ti-debri bihan. Bez' e oa daou zen azezet ouz an daol. Hon taol, aze, e-kichen ar siminal. Eur paotr hag eur plac'h.*

*Siouaz.*

*Ha deut en-dro d'ar gêr, n'em eus ket da gavet.*

*Gortoz a rin an noz.*

*Gant an noz e tistroez, muia-karet. Aze emañ da zremm. Aze da zourn o skei ouz va dourn. Aze emañ, da vuzell.*

*Du-hont, en tu all d'an tonkadur kriz, marteze ne soñjes ket ennoun ?*

*Ha dont a rez koulskoude, bemnoz, davedoun. N'hellan ket beva hep an noz.*

*An noz hepken d'hon eñvor.*

GAWAIN
Du 1940.



# Mezeged Kembre er Grennamzer

*Diwar levr bourrus an aotrou Paol Diverres, a-zivout* Meddygon Myddveu *« Mezeged Mezvai »* (1), *em eus troet an notennou amañ da heul war stad ha doareou mezeged Vro-Gembre er Grennamzer, — Kembreïz an amzer-se eo a gomz Gerald a Varri diwar o fenn en e* Itinerarium Cambriae (2), *anavezet diagent gant lennerien « Walarn ».*

Gw. B.-K.

## I. RENK AR MEZEG ER BOBL

*« Tri arz keodedel, Mezegiez, Kenwerz, Merdeadurez »,* eme eun Driadenn, o tiskouez n'edo ket ar vezegiez ken disprizet-se e Bro-Gembre ar Grennamzer. Anat eo a-hend-all, diouz gwelout an enorus a lec'h dalc'het gant an dournskridou a-zivout ar vezegiez e lennegez kembraek an amzer-se.

Unan eus an dournskridou-se, brudeta hini, aet da bennskouerenn ar re all, a reer anezañ peurliesa *Meddygon Myddveu,* « Mezeged Mezvai ». Bez' e la-

(1) P. Diverres, *Le plus ancien Texte des Meddygon Myddveu,* Paris, Maurice Le Dault, 1913.

(2) Kv., *Kembreïz ar Grenn-Amzer, barnet gant eur c'hempredad d'ezo,* pennadou tennet eus « Itinerarium Cambriae », Beaj Kembre, hag eus « Descriptio Cambriae », Taolennadur Kembre, oberou Gerald a Varri (*Giraldus Cambrensis*), ha lakaet e brezoneg gant Abherve ; Gwalarn, niv. 49, paj. 5 hag all.

kaer warnañ beza bet skrivet en 13-vet kantvet gant Riwallon, skianteka mezeg e amzer, ha penn an tiegeziad mezeged a badas a rumm da rumm e *Myddfai* (Mezvai), nepell diouz Landelo, bete ziwez an 18-vet kantved. E *levr ruz Hergest* eo e kaver an danevellad anezañ.

N'eo ket diwar an dournskrid-se, n'eus anezañ nemet eun dastumad troiou-ober ha doareou-louzaoui, e studiimp stad mezeged Kembre, hogen diwar lezennou koz ar roue Howell Vat, embannet gant Aneurin Owen en e levr *Ancient Laws and Institutes of Wales*, « Lezennou koz hag Ensavaduriou Kembre ».

Bez' edo ar Mezeg unan eus pevar ofiser war-nugent Tiad ar Roue. Hervez lezennegou Devet ha Gwent (3), e teue-heñ trivet war-nugent ; e Gwenez, edo-heñ daouzekvet eus ar c'houezek ofiser en o c'hefridi ober war-dro ar Roue.

Anezañ ivez unan eus ar pevarzek den gwir d'ezo mont en o c'hoazez e Sal Veur ar Palez. Azeza a rae, hervez lezenneg Gwenez, « ouz troad ar peul (4) e-keñver lec'h ar Mevel-war-droad, en tu-all d'an tan ». En eun arroudennad all e vez lavaret edo e lec'h « ouz troad ar post m'eo staget ar speurenn-ranna outañ, ha ma azez ar Roue en e gichen ». Diouz lezenneg

(3) Er Grennamzer e oa Bro-Gembre rannet etre teir rannvro vras : *Gwynedd*, (Gwenez), en hanternoz ; *Powys* (Powes) ha *Deheubarth* pe *Deheudir* (Dehoubarz, Dehoudir) e kreisteiz ar vro. *Dyfed* (Devet) ha *Gwent* a oa isrannvroiou.

(4) E prenn edo tiez Kembreiz peurliesa, hirgarrezek pe grenn ; an tiez hirgarrezek a oa er re vrasa anezo eur rezad peuliou pe zaou o tougen an doenn ; kv. *Notennou db. ar Gelted koz*, levrenn 10, paj. 34.



Devet e tlee beza azezet e-kichen ar Pentiad (5), tra ma tlee, diouz hini Went, beza diou azezenn pelloc'h.

D'an tri gouel penna, Nedeleg, Pask ha Pentekost, e tlee ar Mezeg beza e Sal Veur ar Palez, ouz troad ar post, en e sav dirak ar Roue, « da alia hemañ war ar boued a dlee debri ».

Ober a rae e annez en hevelep ti gant ar Pentiad, da lavarout eo an hini brasa hag an hini kreizela. Douarou ar Mezeg a oa frank.

E varc'h a veze roet d'ezañ gant ar Roue ; ha teir gwech ar bloaz, da vare goueliou Nedeleg, Pask ha Pantekost, e tegemere, evel ofiserien all tiad ar Roue ivez, dilhadou gloan a-berz ar Roue ha dilhadou lin a-berz ar Rouanez.

Ne dlee biskoaz ar Mezeg mont diouz ar Palez nemet gant aotre ar Roue e ve ; hag e-pad ar brezel, ret d'ezañ beza en arme.

Gwir en doa da gomz e kuzulik gant ar Roue, eur gwir-dreist na oa nemet gant ar Rouanez hag ar Chapalan ivez. Da neb all, e oa ret komz ouz ar Roue dirak Barner ar Palez.

E *saraad*, da lavarout eo an dell-gastiz a veze taolet war neb a gunujenne outañ, a oa « c'houec'h buoc'h ha c'houec'h gwenneg arc'hant », gant kresk diouz an degoueziou. Ne oa tell-gastiz ebet, avat, ma oa mezo anezañ d'an ampoent ; rak, diouz eun Driadenn, « nag ar Barner, nag ar Mezeg, nag ar Chapalan, ne dleont biken beza mezo, o veza n'ouzont ket peur na pegoulz e c'hell ar Roue endevout ezomm anezo ».

E *galanas*, da lavarout eo an dell-gastiz lakaet war

(5) *Penteulu*, Penn Tiad ar Roue.

neb e laze (6) a oa c'houec'h buoc'h ha c'houec'h-ugent gwenneg arc'hant, gant tri c'hresk diouz ret.

E *ebediw*, da lavarout eo ar gwir paeet d'e Aotrou gant neb a zeue da berc'henn war eun dachenn-douar diwar herez, a oa c'houec'h-ugent gwenneg arc'hant.

Merc'h ar Mezeg a oa ganti an hevelep gwirioudreist ha gant merc'h Barz Tiad ar Roue (*Bardd Teulu*).

He *gobyr*, pe gwir paeet d'e Aotrou gant tad eur verc'h pa zimeze-hi a oa c'houec'h-ugent *penni* (7). He c'h-*cowyll*, roadenn ar pried d'e wreg an deiz war lerc'h an eured, a oa eul *lur* hanter.

Hec'h *agwedi*, da lavarout eo hec'h argourou, a oa tri *lur* ; nemet pa dec'he-hi dre guz, hep he devout bet asant he zad, e oa hec'h *agwedi* c'houec'h krennejen gant kerniel ha skouarnou keit-ha-keit.

## II. EMBREGEREZ AR VEZEGIEZ

Evit netra e tlee pledi gant deveriou e garg e-barz ar Palez. Hag ouspenn, e tlee pourchas drammou evit mann d'ar Pentiad. Da c'hopr evit en devout graet

(6) Eur boaz o tont eus amzer ar Gelted koz e oa hennez : e-lec'h kastiz korfel e c'helled lakaat tell-gastiz hepken war eur muntrer, mar asante tud an hini lazet ; kv. *Notennou diwar-benn ar Gelted koz,* levrenn 2, pajennou 18-19.

(7) *Penni* a oa neuze evel bremañ *penny* ar Saozon ; *ceiniog* a ra Kembreiz hizio anezañ. Da amzer Gerald a Varri, e oa daou seurt *penni* : ar *penni* boutin ha *penni* al lezenn ; daou *zimei* a dalve ar penni boutin ; tri *dimei* penni al lezenn ; 240 penni boutin a oa en eul *lur* (lur saoz, anat).



war-dro unan bennak, ne doa d'ezañ neuze nemet dilhadou ar c'hlañvour louzet gant ar gwad (8).

Padal, m'en doa da louzaoui unan eus an teir gloaz arvarus (9), en doa da c'hopr nao-ugent *penni* hag e voued, pe eul *lur* hep e voued, ouspenn an dilhadou gwadek evel boaz.

Hervez lezenneg Devet, en devoa eun dilhad-mantell da gaout digant ar Roue da geñver e weladenn genta. Hag hervez hini Went, d'ezañ e veze roet, neket an dilhadou gwadek, hogen ar re roget, nemet en defe bet gopr all evit unan eus an tri gouli arvarus.

Gwir-gwarez en doa ar Mezeg pa'z ae da welout tud klañv. Da lavarout eo, berzet e veze neuze bac'ha neb a roe ar Mezeg e warez d'ezañ, nag ober droug ebet outañ. Deraoui a rae gwir-gwarez ar Mezeg kerkent ha ma c'hourc'hemenne d'ezañ ar Roue, pe ma aotree d'ezañ mont da welout eur c'hlañvour, e-barz ar Palez pe er-maez anezañ. Bez' e paoueze e wir kentiz ha ma'z ae diwar-dro an hini klañv (10).

Mar bije galvet er-maez eus ar Palez da seveni e

(8) Merkomp amañ e oa nadoz ar mezeg unan eus an teir *nadoz al lezenn*, hag e talve pevar *penni*. An diou nadoz al lezenn all a oa nadoz-wriat ar Rouanez hag hini Penn ar Wenaerien, a rae hemañ ganti da grafa ar c'hon gloazet.

(9) Anezo : eun taol war ar penn, abeg d'eun torradur-eskern, a-wel an empenn drezañ ; eun taol war ar c'horf, abeg d'eur gouli doun er c'hof, a-wel ar bouzellou drezañ ; terridigez unan eus ar pevar ezel (« a-wel ar mel-eskern drezi », a levere Lezenneg Went ouspenn).

(10) Merkomp ivez e oa berzet sevel klemm ouz eun den klañv war e wele. Neuze e oa a-walc'h d'ar barner kaout testeni ar mezeg (pe hini ar c'hofesour) o suraat edo klañv an tamallad ha divarrek da vont.

garg, e oa anezañ unan eus an tri gour aotreet da veaji pe war an hent pe emaez an hent (11). Nemet ret d'ezañ neuze beza ambrouget gant ar c'hannad deut d'e gerc'hat a-berz ar c'hlañvour. Ha zoken, pa veze mall warnañ mont, ne oa ket laerez kemer kezeg pe varc'h tud all da bourchas eur jao d'ezañ.

Ma tlee ar Mezeg seveni dleadou e garg evit mann e diabarz ar Palez, ne oa ket heñvel en diavaez. Pep den gloazet a rae ar Mezeg war e dro a dlee d'ezañ an hevelep gopr hag hini tud ar Palez evit an tri gouli arvarus.

Evit lakaat eul lien-gouriz, en deveze pevar *penni* war-nugent. Evit lakaat eur palastr louzeier war eur goeñvadenn, hag evit pep dramm diwar louzeier, en devoa da c'hopr pevar *penni al lezenn*. Evit lakaat « traet ruz », daouzek *penni*. Evit ober eun toull-gwad da unan bennak, pevar *penni*.

Priz boued ar mezeg a lakaed da eur *penni* hanter dre zevez pa veze er Palez, hag eur *penni* dre zevez en diavaez ; e c'houlou, da eur *penni* dre nozveziad.

Ugent *penni* a oa talvoudegez pep askourn-klopenn torret. Nemet ma save dael a-zivout ar priz, en abeg d'an darn askourn beza bihan pe vihanoc'h, e lakae ar Mezeg termen d'ar vrochadeg evel-mañ :

Lakaat a rae war an douar eur billig arem, ha diwar ken uhel hag hed e arvrec'h e leze da goueza ar sklisennig-askourn a oa gantañ en e zourn. Ma tas-

(11) An daou all a oa : Eur beleg o vont da weladenni eun den klañv, kannad hemañ ouz e ambroug ; urcher eul lez, war urz e Aotrou.



sone ar billig gant stok an askournig, e tleed paea pevar *penni*. Ma ne gleved tra, ne dleed netra.

Gwir en doa c'hoaz da zegemer donezonou digant ar glañvourien, ha ne oa ket ezomm a ziogeladur evit ar berc'henniez a zeuee d'ezañ evel-se.

Ha goprou mat e oa ar re-se, merket gant al Lezenn, pa veze ar Mezeg war e vicher emaez ar Palez ? Rak, diwar ar sell kenta, ne hañval ket beza kalz endevout 4 penni evit eun diwadadenn, 12 penni evit lakaat traet...

Nemet e weler buan, da varn diouz talvoudegez an arc'hant d'ar mare-se, — dre briz al loened doñv hervez al Lezenn, da skouer (12), — e oa gopradur ar mezeg uheloc'h e pep keñver eget hini mezeged an amzer-mañ (13).

(12) Eul leue, hervez an degouezïou, a dalve eus 6 penni da 60 penni ; eur marc'h a c'helle tizout 120 penni ; eur pemoc'h, bete 30 penni, hag all.

(13) E-keñver doare mezeien Gembre, lakaomp amañ ar pez a levere en deiziou-mañ an *Dépêche de Brest* (« pennad-an-embannour », niv. 30 here 1940), a-zivout krouidigez *Urz ar Vezeged* :

« Ouspenn-se e fellfe d'an dud beza gwarezet e-keñver o
« gwenneien. Priz ar gweladennou hag ar c'huzuliaduriou
« a c'hellfe beza reizet, diouz ret. Kudenn amjestr ! Daoust
« hag ez eo kresket a-walc'h ar priziou-se diouz koust ar
« vuhez e 1913 ? Aon am eus n'eo ket bet gwellaet an traou
« gant micheriou ar spered aba 27 vloaz, hag ez int chomet
« war-lerc'h e-keñver stad ar micheriou-dourn. N'eo ket re
« ger eur weladenn, a baeed 20 real e 1913, pa goust 50 lur,
« ma lakaer e kemm lur gall « Germinal » ha lur gall 1940.
« ... Hag eur gopr dereat eo evit eur mezeg kaout 150 lur
« evit teir gweladenn, mar bez salvet ho puhez ? Beva a
« dalv kalz muioc'h evidoc'h. En enep, ma ho lez da vervel
« dre olaked, re ger e ve pevar real d'ezañ. ... Gwelout a
« reer, mann nemet evit reiza seurt kudennou arboellerezel,
« en devo Urz ar Vezeged labour bepred, graet ha d'ober ».

Daoust d'ezañ da gaout nemet eur renk izel a-walc'h el Lez, ha da gaout gwiriou-dreist nemet a-benn sevenidigez e gefridi ha tra ken, e tlee ar Mezeg, evelato, gounit peadra a-walc'h da zerc'hel, e Pobl Gembre ar Grennamzer, eul lec'h eus an enorusa.

Tra souezus, n'eus kel e lezennou Kembre nemet eus Mezeg Tiad ar Roue. Daoust hag e oa tud all eta o pledi gant ar vezegiez ?

Gerald a Varri, heñ kennebeut, ne gomz ket eus ar vezeged en e *Itinerarium*, ha koulskoude e oar lennerien Walarn ez eus el levr-se eur bern notennaduriou eus an dudiusa war stad ar bobl gembreat d'ar mare-se. Mar bije bet eur niver a vezeged er vro, ez eus d'imp peadra da gredi en dije Gerald hel lavaret e lec'h pe lec'h.

Da varn diwar al Lezennegou, a verke goprou d'ar Mezeg pa'z ae da ober war-dro klañvourien er-maez eus ar palez, e c'hellomp lakaat e tlee se c'hoarvezout alies. Da gredi eo eta ne oa ket a vezeged estreget re an Dierned, anezo gwir dud-a-skiant, — ha ma oa « mezeged » all, ne oant-i nemet sorserien ken.



# TREC'HI AR SPONT

(Brezoneg Eeun)

gant Roparz Hemon

An den-mañ, d'ezañ eur wreg hag eun tiad bugale, n'echuo biken da c'hoapaat o welout pegen aes e vezont spontet bemdez gant netraigou.

Fantig, he flac'hig vihan pevar bloaz, ne gred ket chom hec'h-unan-penn d'an abardaez en eur gambr dic'houlou.

Anna, he gwreg, a vez tost da vervel gant an aon dirak eul logodenn.

Hag an tad da c'hoarzin bep tro.

An den-mañ, koulskoude, eur wech en e vureo, a vez torret e benn eus ar mintin betek an noz, — hag ouspenn, a vez spontet, — gant traou ha n'int ket spontusoc'h eget teñvalijenn eur gambr pe eul logodenn, evito da veza traou bras, traou a bouez, war a gred d'ezañ. Lakait eur gwir riskl dirazañ, hag e kollo e benn kerkent. E wreg, e vugale eo neuze a c'hellfe c'hoarzin diwar e goust. Rak ar re-se, diskiant evel ma'z int e-keñver traou 'zo, o defe marteze eun tammig skiant-vat e-keñver traou all. Da bep den e zoare spered. Da bep den e zoare spont.

Anaout a rit an den-se, lennerien ger. Pa ma n'e anavezit ket, ez anavezit eur bern tud heñvel outañ.

C'houi a zo heñvel outañ, marteze. Piou n'eo ket bet spontet en e vuhez ? Piou ne vez ket spontet eur wech an amzer, en deiziou-mañ dreist-holl ?

Ha daoust ma'z eo aes-tre dont a-benn eus ar spont, nebeut a dud, gwall nebeut, a oar penaos hen ober.

▼

Eur spont o kreski er spered a zo heñvel ouz eur maen o koueza a-hed kostez eur menez goloet a erc'h. N'eo nemet eur maen da genta. Pa zegouez en traoñ, ez eo eur bern ramzel.

Abeg ar spont eo ar maen. Ar spered eo ar menez. Ar faltazi eo an erc'h.

Seul greñvoc'h faltazi an den, seul vuanoc'h, seul vrasoc'h e kresk ar spont en e spered. Da heul ar riskl kenta e wel eur riskl all, hag eur riskl all goude, hag evel-se penn-da-benn. N'eo netra nemet moged, rak e faltazi eo a vez o labourat, ha tamm ebet e skiant. Gant ar moged-se e vez dallet.

▼

Bremañ, mar deo anavezet-mat ez en em liv stad ar spered war stad ar c'horf, e tle beza anavezet ivez ez en em liv stad ar c'horf war stad ar spered.

Pa welomp unan bennak o pennfolli, o krena, o koll pep mestroni warnañ e-unan, n'hon eus ket ezomm muioc'h da c'houzout ez eo spontet.

Ma chomfe an den-se yen, difiñv, sioul e zremm ha sioul e gomz, diaes e vefe divinout en deus aon. Hag e gwir, ne vefe ket gwall vras an aon-se. Ha pez a zo pouezusoc'h : war zigreski ez afe e aon tamm-ha-tamm, betek mont da get.

Eun taol-esa eo am eus-me graet meur a wech e-pad ar brezel, me ha kalz tud all, dindan ar bombezaden-



nou. Atao e teu da vat : neb a oar derc'hel war e gorf a oar derc'hel war e spont.

▼

Ac'hano an hent da gemer :

1° Kavout abeg ar spont. E ziwiska tamm-ha-tamm diouz kement faltazi a oar hor spered ken brao lakaat en-dro d'ezañ. Sellout dres ouz ar riskl, ouz ar riskl hepken, hag anaout ez eo dister.

2° E-keit-se, chom en diavaez evel ma n'hor befe aon ebet. Pellaat pep merk a aon diouz hon dremm, diouz hon doare da gomz, da sellout, da ober.

▼

Hag en diwez, mirout pep fiziañs ennomp hon-unan, en hon nerz-kalon, en hon nerz-spered. Ha mirout pep fiziañs en dra-se a vez anvet gant darn ar chañs, ha gant darn madelez Doue.

ROPARZ HEMON

Du 1940

Emaomp o voula prim-ha-prim an tri-levr-mañ :
GRAMMAIRE BRETONNE.
DICTIONNAIRE DE POCHE FRANÇAIS-BRETON.
MARVAILHOU AR VRETONED (evit ar skoliou).
Bez' hon eus e gwerz eur bern levriou, dreist-holl ar re-mañ :
ALC'HOUEZ AR BREZONEG EEUN (Roparz Hemon). — 4 lur.
L'ORTHOGRAPHE BRETONNE (Roparz Hemon). — 3 lur.
PETIT DICTIONNAIRE PRATIQUE BRETON-FRANÇAIS (Roparz Hemon). — 22 lur.
SANTEZ DAHUD (Roparz Hemon). — 4 lur.
TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ (A. Brizeug). — 6 lur.
GORSEDD DIGOR (Jakez Riou). — 8 lur.
PROMETHEUS EREET. AR BERSED (Aesc'hulos ; tr. Y. Drezen). — 12 lur.
ISTOR AR BED (Meven Mordiern). — Levrenn I : 14 lur. — Levrenn II : 10 lur.
EUR BREIZAD ER C'HANADA (F.L.T. Donroe ; tr. Abherve). — 15 lur.
ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.
EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ (Roparz Hemon). — 15 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN (tr. Roparz Hemon). — 4 lur.
MENTONIEZ (C.L. Kerjean). — 12 lur.
Lakaat 15 % ouspenn evit ar mizou-kas.





# PARDON LAMM-EN-DOUR

*Embann a reomp amañ eur ganaouenn, bet moulet war « Kroaz ar Vretoned », niverenn ar Sul 15 a viz C'houevrer 1914. Sinet eo « X... ». Dreist eo he zalvoudegez e-keñver ar werinoniez. Diskleriaduriou a c'houlennomp digant hol lennerien, ken a-zivout « pardon Lamm-en-Dour » e-unan, ken a-zivout abadennou heñvel e lec'hiou all a Vreiz. — R. H.*

War don : *An Durzunell.*

I

Chandelour a zo arri (1) :
Setu digor ar verz (2) !
E parrez Sant Koneri
Ar gouel-mañ 'zo gouel-berz ;
An Arvor hag ar C'hastell,
Hag ivez ar Roudour
A chomo bepred fidel
Da bardon Lamm-en-Dour (3).

(1) Erru.
(2) « Berz » (ano gwregel) a vez graet eus an aotre da drouc'ha ar goumon, hag ivez d'ar c'houlz eus ar bloaz ma vez trouc'het.
(3) Skrivet « Lamp-en-Dour ».

2

Lamm-en-Dour, pebez pardon
'Vit ar vugaligou,
A c'hello 'barz an dour don (4)
Souba o botouiou !
— « Dihunit 'ta, bugale !
Savit, abalamour
E tleomp mont da vale
Da bardon Lamm-en-Dour ».

3

Hizio an deiz al labourer,
Evel ar martolod,
An aotrou, 'vel ar merer,
A rank monet en aod ;
Nann evit 'n em ziskuiza,
Evel ar micherour,
Met 'vit poania da verza
Gwir bardon Lamm-en-Dour.

4

« Lamm-en-Dour, bec'h d'ar ouigned (5),
Janed ha Mari-Von,
Ken na vezo daspugnet
Ha berniet ar goumon !
Ha c'houi, paotred ar c'hravaz,
Bezit gant ho labour !
Poagnit da zougen d'ar pas
Sant patron Lamm-en-Dour ».

(4) **Doun.**
(5) **« Ar ouigned » ?**



5

O, na yen eo an amzer !
Ret eo beza barnet,
D'ober hevelep micher
E-barz an dour skournet.
Evurus (6) ar wennili
A c'hall kuitaat hon tour
Ar c'hard-eur 'raok ma n'arri (7)
Gwir bardon Lamm-en-dour !

6

Lamm-en-dour, irou loñ la !
Me ivez am eus soñj,
Bremazon (8) 'vo tregont vla (9),
Amzer va lien-groñj,
Pa oan em bugaleaj,
Deiz 'raok ar Chandelour,
Ec'h is e pelerinaj
Da bardon Lamm-en-dour.

7

D'unnek eur diouz ar beure,
Edouarig, leun a joa,
'Yeas da aod Perroc'h-Kure
Gant e vreur bras Frañsoa,
Prest da dapout ar pesked,
Kerkoulz hag ar yer-dour,
A gonte kavout kousket
War leurenn Lamm-en-Dour.

(6) **Eürus.**
(7) **N'erru.**
(8) **Bremañ-souden.**
(9) **Tregont vloaz.**

8

Siouaz, pebez pinijenn !
Ne oa ket c'hoaz kreisteiz
Ma krenen gant an derzienn,
Terzienn ar baourentez :
Ha, panevet d'am mamm-goz,
Hag a zeuas d'am sikour,
'Vijen aet d'ar baradoz,
Deiz pardon Lamm-en-dour.

9

O, va mamm, c'houi a lar treo (10)
Me 'oar, ne deo ket brao,
Ha gori an ivin-reo
D'ar fri koulz ha d'ar bizao (11),
Ha monet betek ar fourk,
'Barz ar poullou treitour...
Ha perak 'reomp ket er bourk
Hor pardon Lamm-en-dour ?

10

Ha, pa grogo ar c'hoant « aod »
E micherour Paris,
E-lec'h chom d'ober e ziod
Du-hont e-touez kêriz,
Ra blijo gantañ donet
D'ar vro-mañ da sikour
An aocherien Vretoned
Da verza Lamm-en-dour !

(10) Traou.
(11) Bizied ?



11

P'en devo kemeret lod
E-barz en hor mizer,
Marteze 'lezo an « aod »
Gant an dud a vicher.
Hag e teuy d'en em dommañ (12)
Muioc'h ouz e labour...
D'ezañ 'ouestlan ar son-mañ,
Gant pardon Lamm-en-dour.

12

Ar son-mañ a zo graet gant
Eun evnig beajour,
O tremen dre Blouvouskant
'Vit mont d'an estrañjour ;
'Vel ma oa eun tamm kloareg,
Evel pep oberour,
'N deus sinet war ar garreg
E chapel Lamm-en-dour.

(12) En em domma.

Emaomp o voṇt da c'houlenn kalz digant hol lennerien.

Evit ar brezoneg eo, hag evit Breiz.

Labouriou a bouez hon eus da voula, labouriou a bep seurt, hag i re hir da veza moulet war WALARN.

GWALARN a rank chom eur gelaouenn, enni pennadou berr a-walc'h, ha disheñvel.

Al labouriou hir a c'hellfe beza embannet e stumm levriou, gwir eo. Darn, avat, a vefe preṇet mat. Darn a vefe prenet nebeut, hag i marteze ar re bouezusa e-keñver an amzer da zont.

Diskoulmet hon eus ar gudenn evel-hen :

Sevel a reomp, e-kichen GWALARN, eur gelc'hgelaouenn graet a-ratoz da voula al labouriou hir, eun oberenṇ e pep niverenn.

STERENN eo hec'h ano. Miziek eo. E miz Genver e teu er-maez.

Al labouriou kenta da veza moulet a zo :

IMRAM, gant Maodez Glanndour.

AR GRILHETA E BREIZ, gant Farnachanavan.

STRILHOURIEZ, gant G.B. Kerverziou.

MAKBEZ, troet diouz Shakespeare gant Roparz Hemon.

Uhel a-walc'h e rank beza priz ar c'houmanant : 100 lur ar bloaz, da veza kaset d'an hevelep chomlec'h ha koumanant GWALARN.





## KANTVET DEIZ-HA-BLOAZ

# 'LEVR AN DUD VEUR'

*E 1841 e voe moulet e gwirionez. Hogen e 1840 e teuas « er-maez », rak etre ar 5-vet hag an 22-vet a viz Mae eo e voe displeget gant Carlyle ar rummad prezegennou a ra danvez an oberenn.*

*« Levr an Dud Veur », pe da rei d'ezañ e ano resis, « Diwar-benn an Dud Veur, Kehelerez an Dud Veur hag ar Veurzenegez en Istor », eo, d'am meno, brasa levr ar prederour bras a Vro-Skos. Talvezout a rafe mil gwech ar boan, a gredan, e vrezonekaat penn-dabenn. Graet e vo eun deiz, sur a-walc'h.*

*Evidoun-me, unan eus al levriou eo am eus lennet an aliesa. Roet e voe d'in e prof pa oan bugel. Eul levezon doun en deus bet war va spered.*

*Dereout a ra ouz hon amzer muioc'h c'hoaz eget ouz an amzer ma voe skrivet.*

*Gwall izel oa aet brud Carlyle gant ar rummad « blenierien speredel » a veze oc'h ober o mistri kent ar brezel-mañ en hon touez. Da c'hoarzin eun tamm, setu amañ barnadenn ar « Sorbonne 1924 » diwar e benn. Tennet eo diouz « Istor al Lennegez Saoz » L. Cazamian :*

*« E levezon (hini Carlyle) war ar vuhezegez n'eo ket aet c'hoaz da hesk. Padal n'eus ket a atiz nevez en e levriou ; intret an dourenn, paouezet he deus hon amzer d'e lenn evit e furnez diskuliet eus an Neñv ».*

**R. H.**

## AN ISTOR HAG AN DUD VEUR

D'am c'hred, an Istor Hollvedel, istor kement a zo bet sevenet gant mab-den er bed-mañ, a zo, en doun douna, Istor an Dud Veur o deus labouret amañ. Blenierien-dud a voe eus ar Re Veur-se ; stummerien, patromou, hag, hervez eur ster ledan, krouerien kement tra a zeuas engroez an dud dre vras a-benn da ober pe da dizout : an holl draou a welomp sevenet er bed-mañ a zo, evit gwir, efed danvezek a-ziavaez, gwirvoudekadur hag enkorfadur embregerezel Kealiou o deus bet o annez en Dud Veur kaset war an douar : ene holl istor ar bed, a c'hellfed barn gant reiz, a vije ar re-se.

(Prezegenn war ar Meurzen evel Doue)

## AR MEURZEN HAG E AMZER

Gouzout a ouzon penaos en deiziou-mañ kehelerez an Dud Veur, pez a anvan kehelerez an Dud Veur, a zo aet, hervez ma kreder, war goaza, a zo aet en diwez da get. An amzer-mañ, diwar abegou a dalvezo ar boan imbourc'hi war o divout deiz pe zeiz, a zo eun amzer hag a nac'h koulz lavaret bezañs an Dud Veur, hag a nac'h e tleer c'hoantaat Tud Veur. Diskouezit d'hor burutellerien eun Den Meur..., dioustu e stagont da « ziskleria » anezañ, emezo ; nann d'e geheli, hogen d'e vuzulia, — ha da gavout n'eo nemet eun denig a netra ! Bez' e oa « krouadur ar Mare », emezo ; ar Mare a c'halvas anezañ, ar Mare a reas pep tra, Heñ netra, — nemet ar pez o dije ar vurutellerien vihan gallet ober ivez ! Labour mantrus,



d'am soñj. Ar Mare a c'halve ? Siouaz, anavezet hon eus Mareou hag a c'halve uhel a-walc'h o Meurzen ; ha n'e gavent ket, kaer o doa ! Heñ n'edo ket aze ; Ragevez Doue n'en doa ket e gaset ; ar Mare, evitañ da c'hervel endra c'helle, a ranke koueza en dismantr hag er freuz, peogwir ne oa ket evit dont pa veze galvet.

Rak, mar fell d'imp prederia mat, n'eus Mare ebet a oa ret d'ezañ mont d'an diskar, ma en dije kavet eun den bras a-walc'h, eun den fur ha mat a-walc'h : furnez da verzout reiz pez en doa ezomm ar Mare, kalonegez d'e vlenia war an hent gwirion betek ar pal ; tud evel-se a oar selvel ne vern pe Vare. Hogen keñveria a ran ar mareou boutin, toc'hor, gant o diskredoni, o enkrez, o arvar, gant o zud toc'hor ha diskredik hag o darvoudou gwall rouestlet, o rampa dic'halloud betek ankeniou brasoc'h c'hoaz ha betek ar rivin diweza ; — kement-se a geñverian ouz keuneud sec'h, o c'hortoz al luc'hedenn eus an neñv o entano. Ar Meurzen, gant e nerz digabestr o tont eeun eus dourn Doue, eo al luc'hedenn. E gomzou eo ar c'homzou fur diglañvus ma c'hell an holl kredi enno. Emañ pep tra o flammina en-dro d'ezañ bremañ, eur wech tizet gantañ, hag o tevi gant e dan. Ar c'heuneudennou sec'h ha brein o deus e c'halvet, war a soñjer. Ezomm bras o doa anezañ ; hogen e c'hervel ! — Dister, a gredan, eo gwel ar vurutellerien-se hag a c'harm : « Sellit, daoust ha n'eo ket ar c'heuneudennou a ra an tan ? » Ne c'hell eun den rei truezusoc'h merk eus e vihander eget o chom hep kredi en dud veur. N'eus arouez ebet truezusoc'h en eur rummad-tud eget seurt dallentez hollek ouz al luc'hedenn speredel, tud o fiziout er bern keuneud

maro, displet. N'hell ket an diskredoni koueza izeloc'h. E pep oadvez eus istor ar Bed, e kavomp ez eo bet an Den Meur salver rekis e oadvez ; — al luc'hedenn, n'en dije biken ar c'heuneud devet panevetañ. Istor ar Bed, am eus lavaret, eo Buheziou an Dud Veur.

(Prezegenn war ar Meurzen evel Doue)

## SHAKESPEARE

Impalaeriez an Indez pe get ; n'hellomp ket ober hep Shakespeare ! Impalaeriez an Indez a yelo kuit, reiz hen gouzout, deiz pe zeiz ; hogen ar Shakespearese ne da ket kuit ; padout a ra ganimp da viken ; n'hellomp ket dilezel hor Shakespeare.

(Prezegenn war ar Meurzen evel Barz)

## AN TRIOUEC'HVET KANTVED

Ret e vije meur a brezegenn, ha n'eo ket eun tamm bihan eus eur brezegenn hepken, da zisplega pez a santer e-keñver an triouec'hvet kantved hag e zoareou. Hag e gwir, an dra a anvomp hizio diskredoni a zo ar walenn du, an enebour touet ma voe troet outañ pep kelennerez ha pep prezegennerez adalek penn kenta buhez mab-den : stourm ar C'hredi ouz an Diskredi, setu aze ar stourm diziwez ! Ha n'eo ket da rebech eo e karfemp komz. An Diskredoni, er c'hantved-se, a dleomp sellout outi evel ouz breinadur doareou koz da gredi, prientadur a-bell doareou nevez, gwelloc'h ha ledanoc'h, — eun dra didec'hus.



Ne damallimp ket an dud en abeg da se ; truezi a raimp ouz o zonkadur garo. Kompren a raimp penaos distruja « stummou » koz n'eo ket distruja « danvez » peurbadus ; penaos an Diskredoni, ha hi ankenius, ha hi kasaus, d'hor meno, n'eo ket eun diwez, hogen eun derou.

(Prezegenn war ar Meurzen evel Skrivagner)

## AR ROUE

War se, taolomp evez pegen ret eo eur Roue, e pep emzao eus an dud. Diskouezet ez eo bet anat-rik, er Brezel-mañ (1) end-eeun, petra c'hoarvez gant tud ha n'hellont ket kavout eur Penn, pa c'hall o enebourien hen ober. Unanet e oa broad ar Skosiz, war-bouez nebeut, er Buritaniez ; gredus hag holl ali diwar-benn se, pez na voe gwir biskoaz er penn saoz eus an enezenn. Ne oa Cromwell meur ebet en o zouez, avat ; netra nemet paour kaez tud aonik, termerien, marc'hataerien evel Argyle hag all ; hini en o mesk ne oa gwirion a-walc'h e galon evit ar wirionez, nag evit fiziout e donkadur er wirionez. N'o devoa rener ebet ; ha kostezenn a-stlabez ar Gavalierien (2) er vro-se o devoa unan : Montrose, an haela eus an holl Gavalierien ; eun den peurzesket, kalonek, skedus-holl ; pez a c'heller envel ar Meurzen-Kavalier. Ma ! sellit ! diouz eun tu, sujidi hep Roue ; diouz an tu all, eur Roue hep sujidi ! Ar sujidi diroue ne c'hellont ober netra ; ar Roue di-sujidi a c'hell ober eun dra bennak. Ar Montrose-se, gantañ eun

(1) Ar brezel-diabarz e Breiz-Veur, da vare Cromwell.
(2) Difennerien roue Bro-Skos ha Bro-Saoz.

dournadig tud ouez eus Iwerzon pe eus an Uheldiriou, na oa ket zoken pep a fuzuilh ganto, a freuz armeadou embreget-mat ar Buritaned evel eur gorventenn dichadennet ; a skub anezo, taol war-lerc'h taol, darn pemp gwech diouz renk, diouz an dachenn dirazañ. Bez' e voe d'eur mare mestr war Bro-Skos a-bez. Eun den hepken ; eun Den avat : eur milion a dud c'hredus, hogen « hep » an Unan ; int-i a oa dinerz en e geñver ! Marteze, e-mesk an holl dud er stourmse eus ar Buritaned, adal ar penn kenta betek ar penn diweza, an Unan n'helled ket tremen hepzañ, a oa Cromwell evit gwir. Gwelout ha riskla, ha divizout ; beza eur peul diflach e korc'houez an arvar ; — eur Roue en o zouez, ne vern pe evel-se e raent anezañ pe nann.

(Prezegenn war ar Meurzen evel Roue)



## ENSAVADUR BREIZ

Reolenn I
6 Du 1940

### Rannadur Breiz-Izel

1. Rannet eo Breiz-Izel, e sell eus labour ar brezoneg, e pemp kelc'hiad, eur C'henskriver e pep kelc'hiad.

2. Setu amañ roll ar pemp kelc'hiad hag ar pemp Kenskriver :

KELC'HIAD BREST, anezañ pastellou-bro Brest ha Montroulez. Kenskriver : an Ao. G. Berthou, 12, rue Puebla, Lambézellec.

KELC'HIAD KASTELLIN, anezañ pastell-vro Kastellin. Kenskriver : an Ao. R. Delaporte, avocat, rue du Pont-Neuf, Châteaulin.

KELC'HIAD KEMPER, anezañ pastellou-bro Kemper ha Kemperle. Kenskriver : an Ao. J. Delalande, instituteur, Saint-Guénolé-Penmarc'h.

KELC'HIAD GWENED, anezañ an darn eus departamant ar Mor-Bihan a zo e Breiz-Izel. Kenskriver : an Ao X. de Langlais, Kohanno, Surzur par Vannes.

KELC'HIAD GWENGAMP, anezañ an darn eus departamant Aodou-an-Hanternoz a zo e Breiz-Izel. Kenskriver : an Ao. A. Omnes, Krec'h Gwennou, Plougrescant.

## KELENNADUREZ AR BREZONEG E PASTELL-VRO LANUON

*I. — Ar pez a vez graet e pastell-vro Lanuon evit ar brezoneg*

### (A) SKOLIOU LIK

*Skol vrezonek Plouvouskan ; rener : an ao. Omnes*

Aotreet eo bet ar skol-mañ an 21. a viz Here 1938, gant an aotrou Vignaud, enseller-Akademi S. Brieg. Ar goulenn a oa bet sinet gant ar maer ha renerez skol ar plac'hed.

E 1938 ez eus bet enskrivet 85 skoliad. Er bloazmañ avat n'eus nemet 21 betek-hen.

Abegou ar c'hemm-se, d'am meno a zo :

*a*) Levezon Gallaoued pinvidik prenet ganto douarou ha diazezet er barrez. Siouaz ! kavout a reont tud d'o selaou.

*b*) Kalz a brizonidi-brezel n'int ket deut c'hoaz d'ar gêr, ha setu e vez miret bugale 'zo evit labourat douar pe mont da besketa.

*k*) Ar gerent, evit an darnvuia, a zo c'hoaz amgredik war dalvoudegez ar brezoneg.

*d*) Skoliadezed kuitaet ganto ar skol lik evit mont d'ar skol gristen o deus dilezet war ar memes tro ar skol vrezonek.

Eur skol evit ar re vras a zo bet digoret an 10. a viz Here. Heuliet e vez diou wech ar sizun, d'ar yaou ha d'al lun, gant 4 flac'h yaouank ha 2 baotr yaouank.

An aotrou Toazer, breutaour, a gelenne ar brezonek a-raok ar brezel e maerdi Perroz.



### (B) SKOLIOU KRISTEN

*E kelenndi Lanuon,* 1 eurvez brezonek bep sizun gant an ao. ab. Ar Floc'h (emañ o paouez beza anvet da gure e Gwengamp), er pevare klas.

Evit bugale al labour-douar, 1 gentel vrezonek bep sizun gant o c'helenner.

*E skol Logivi-Plougraz :* kenteliou gant an ao. Bescond, rener.

*E skol Plistin :* kenteliou gant an ao. Marsel Ar Barz, rener.

*II. — Ar pez a c'hello beza graet e-pad ar goañv*

Emeur o klask sevel eur C'helc'h Studiou Keltiek hag eur skol vrezonek e Landreger. Ar re a c'hellfe dont d'ober prezegennou a zo pedet da rei o ano.

An ao. ab. Ar Floc'h en deus spi da c'hellout sevel eur c'helc'h-studi all e Gwengamp.

